WIKIPEDIA

# Italianeg



**Krogit e-barzh !**
Un danvez pennad eo ar pennad-mañ ha labour zo d'ober c'hoazh a-raok e beurechuiñ.
Gallout a rit skoazellañ Wikipedia dre glokaat anezhañ (https://br.wikipedia.org/w/index.php?title=Italianeg&veaction=edit).

An **italianeg** a zo ur yezh renket e-touez ar yezhoù romanek, ar re-mañ e familh ar yezhoù indez-europek. Meur a rannyezh (ha sokiolektenn) italek-romanek a vez kavet. En Italia hag e Suis (kanton Ticino) e vez komzet hag e kumuniezhoù an Italianed divroet er bed a-bezh.

Evel meur a yezh Stad eo an italianeg modern ur rannyezh hag he deus graet berzh er-maez eus he fastell-vro, rannvro Toskana. Ar rannyezh toskan, an hini komzet ha skrivet e kêrioù Firenze, Pisa ha Siena, a zo aet da vezañ yezh Italia a-bezh, peogwir eo an hini vrudetañ e-keñver ar sevenadur hag dreist-holl al lennegezh.
E toskaneg eo bet skrivet levrioù Dante Alighieri, Petrarca ha Boccaccio a vez sellet outo evel an tri skrivagner italianek brasañ.[1]

Brud Firenze, ur gaer a geoded, galloudus ha pinvidik a-gozh, kentañ kêrbenn Italia, a zo bet ur fed a-bouez ivez.

| **Italianeg (*Italiano*)** | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Italia, Suis, San Marino, Slovenia, Kroatia, Frañs, Keoded ar Vatikan, Malta, Arc'hantina, Brazil, Uruguay, Libia, Somalia, Stadoù Unanet |
| Rannved : | Europa, Afrika, Amerika |
| Komzet gant : | 70 000 000 |
| Renkadur : | 19-20 |
| Familh-yezh : | Yezhoù Indezeuropek<br>▪ Yezhoù italek<br>▪ ▪ Yezhoù romanek<br>▪ **Italianeg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | Italia, Suis, San Marino, Slovenia, Kroatia, Keoded ar Vatikan, Somalia, Unaniezh Europa |
| Akademiezh : | Accademia della Crusca |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | it |
| ISO 639-2 | ita |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | ITA (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=ita) |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Taolenn



## Italianeg ha brezhoneg

### Gerioù brezhonek a orin italianek (*geriadur An Here*)

Deuet ez eus un nebeud gerioù italianek e brezhoneg, dre hanterouriezh ar galleg peurvuiañ.

- mandolinenn (It: *mandolino*)
- piano (It: *piano*)
- pizza (It: *pizza*)
- spaghetti (It: *spaghetti*)

### Geriadurioù

- **Geriadurig brezhoneg/italianeg**, Yoran Embanner

### Oberennoù italianek bet troet e brezhoneg

- LearnItaliano.net (http://www.learnitaliano.net/)
- Boccaccio, G., **Ar marvailher italiat**, *troet gant Alan Brenn*, Emb. Gwalarn, 1931
- Dante, **An Divina Commedia**, *troet gant Pêr Bourdellez*, Imbourc'h, 1977
- Manzoni A., **Danvez Priedoù** *troet gant Pêr Bourdellez*, Mouladurioù Hor Yezh, 1986
- Silvestri, B., **Avel-draezh**, *troet gant Aline Gleoneg*, Ti embann Al Lanv, 2003

## Notennoù

1. Berloco 2018


- Serianni, Luca (2000). *Italiano* (in it). Milan : Garzanti.
- Berloco, Fabrizio (2018). *The Big Book of Italian Verbs: 900 Fully Conjugated Verbs in All Tenses. With IPA Transcription, 2nd Edition (https://books.google.it/books?id=DYynDwAAQBAJ&pg=PA1#v=onepage&q&f=false)* (in en). Lengu. ISBN 978-8894034813.


## Yezh ar sinoù

- Ar re vouzar a ra gant Yezh ar sinoù italianek.